# GWALARN

## TAOLENN



*Pep gwir miret striz*

124

MEURZ

1939

Hep dale
e krogo Gwalarn da voula
en e stagadennou

GERIADUR BRAS
BREZONEK-GALLEK

Roparz Hemon

# TAOLENN



*Pep gwir miret striz*

**Pet koumananter nevez**

**a gavot d'imp**

**er miz-mañ ?**

# KENLABOUR

Gant ar bloaz nevez e fell d'imp kemma eun tamm stumm *Gwalarn* : lakaat ennañ, — pez a blij atao d'al lennerien, — muioc'h-mui a draou disheñvel, hep paouez koulskoude a embann oberou hir, e-giz « Istor ar Bed », troidigeziou diouz an hen lennegez keltiek, hag all.

Klasket hon eus hen ober meur a wech. Deut omp a-benn da sevel niverennou, enno netra nemet pennadou berr a lies seurt. Ha bep tro eo degouezet ganimp lizerou a c'hourc'hemennou a-berz hor c'houmananterien.

Pez a ra diouer d'imp, avat, eo kenlabourerien niverus. N'heller ket gortoz eun den, pe daou zen pe dri, da aoza studiennou a-zivout pep tra. Da genta, n'o deus ket amzer ; d'an eil, ne dint ket gouest.

Kemeromp, da skouer, eur gelaouenn saoznek pe c'hallek embannet eur wech ar miz pe eur wech ar sizun, ha sellomp ouz an talbennou :

An darvoudou,
Al lennegez,
An ijinou-kaer,
Ar sonerez,
Ar c'hoariva hag ar fiñvskeudennou,
Eur gontadenn pe eur romant bennak,
Ar skiantou,
Ar beajou,

Labouriou an ti,
Kinklerez an ti,
Al liorzou,
Ar yec'hedouriez,
Ar gwiskamant,
Ar sportou hag ar c'hoariou.

Pennadou e-leiz, skrivet gant tud disheñvel, pep unan anezo, — ne lavarin ket gouiziek, — hogen da vihana gourdon da zisplega e venoziou diwar-benn ar poent pe boent en deus dibabet.

Bremañ, en eur gelaouenn a Vreiz, e c'hellfe ar roll-se bout c'hoaz hiraet :

Buhez ar Yez,
Buhez ar Vroad,
Hentou ha gweledvaou Breiz,
Tiez ha savaduriou Breiz,
Ar Vrezoned dre ar bed,
hag all.

An hanter da nebeuta eus hol lennerien o deus eun dra bennak, eun dra bennak a bouez da lavarout, hag a c'hellfe hen displega aes. An arroudou tennet diouz o lizerou, a voulomp gwech-a-vez, hen diskouez anat erwalc'h.

Klevout a ran bremañ eilgeriadenn ar genlabourerien :

Figus eo rener *Gwalarn* ; kaset e vez d'ezañ alies pennadou na vezont ket moulet.

Merka sklaer a vennan eta pez a rank pep rener-kelaouenn goulenn digant e genskriverien :



1° Aoza pennadou berr, — diou bajenn pe deir d'an hira.

2° Skriva mat, gant lizerennou bras, war eun tu hepken eus ar follenn, o lezel kalz a lec'h etre al linennou. War dek paperenn a gaser d'imp da voula, nao a zo skrivet fall, zoken ar re skriverezet.

3° Dibab follennou paper dereat, d'ezo eur vent voutin, ha n'eo ket tammou trouc'het pe roget forz penaos.

4° Heulia an doare-skriva unvan ; lakaat e soñjou e brezoneg reiz ; hag (an dra-mañ dreist-holl evit ar re o deus desket ar yez war barlenn o mamm) ober ar c'hemmaduriou diazezet gant tud-a-studi evit an holl, e-lec'h kemmaduriou o tarza hervez o faltazi.

Prederiit eun tamm : nebeut, gwall nebeut a dra a c'houlenner diouzoc'h. Rak ho kenlabour a dle beza kenlabour e gwirionez, ha ket labour ouspenn da rener ar gelaouenn. Kaerat kelaouennou a c'hellfemp-ni kaout en hor yez, panevet dibrederi ha leziregez eun darn vras ac'hanomp !

ROPARZ HEMON.

# YEZADUR

Deut-mat e vezo gant an holl, emichañs, eil niverenn *War-du ar Pal*, enni e-leiz a bennadou plijus ha talvoudus war eun dro. Setu aze labour graet mat, gant evez ha preder, ha, daoust ma kav d'in c'hoaz ez eus re a c'halleg (gwall aheurtet oun war an drase, hag aheurtet e chomin) en niverenn-mañ, bourrus eo d'in anzav ez eo diwanet eur greizenn nevez a studi hag a sevenadurez e Breiz, gwriziennet-doun e douar Kerne.

Troidigez « *An Draonienn hep Heol* » gant Y. Drezen, diwar saozneg J.M. Synge, a zo kaer ; ha fentus eo ar gontadenn « *Sinadou* », displeget e brezoneg sasun gant Yeun ar Go ; an notennou beotre e diwez ar gelaouenn a zo a nebeut a bouez, dre ma'z int skrivet e galleg.

Amañ e vennan dreist-holl tenna an evez war daou bennad, « *Eveziadennou diwar-benn Kudennou Yezadur* », sinet Lan ar Bihan, ha « *Geriou brezonek beo nebeut anavezet gant ar Skrivagnerien* », sinet Yeun ar Go.

Menoz Lan ar Bihan a zo mat-kenañ : diluzia eun nebeut kudennou yezadur hag a laka nec'het ar skrivagnerien. Seul vui e vo studiet yezadur ar brezoneg, seul welloc'h. Kalz re nebeut studiet eo bet betekhen.

Ret d'in avat lavarout o dije gallet studiadennou Lan ar Bihan beza klokoc'h ha resisoc'h eun tammig.



Setu amañ eun nebeut eveziadennou diwar-benn e « *Eveziadennou* ». Diskouez a raint, a gredan, ez eo luzietoc'h e « gudennou » eget ma kav d'ezañ.

## C'HOANT

Hervez Lan ar Bihan e tleer lavarout : « *klañv e oa gant ar c'hoant da zimezi e verc'h* » ; hag ez eo eur fazi lavarout : « *klañv e oa gant ar c'hoant dimezi e verc'h* ».

Koulskoude, hervezañ ivez, e lavarer : « *ar c'hoant-dimezi* », « *ar c'hoant-kousket* ».

An hevelep reolenn a zo bet roet gant Vallée, en e C'heriadur bras, p. 264, er ger « envie ».

Ret d'in, avat, pismiga eun tammig amañ :

1° Da genta, ne welan ket sklaer penaos ober an digemm etre « *ar c'hoant-dimezi* » hag « *ar c'hoant-dimezi-e-verc'h* » e-keñver yezadur.

2° D'an eil, gwelomp ar pez a lavared e brezoneg-krenn.

Peurliesa, e kavomp *da*, goude *c'hoant*, a-raok eun ano-verb. Setu amañ eun nebeut skoueriou, diouz « *Melezour ar Maro* » (16-vet kantved) :

Gwerzenn 578 : « *Ha bout certen en hoant, da beuaff discandal* » (ha bout hep mar e c'hoant da veva didamall).

1226 : « *De disquar en carez, pemdez ho deuez hoant* » (d'he diskar e karez bemdez o devez c'hoant).

1239 : « *Vn den endeffe hoant, da miret...* » (eun den en defe c'hoant da virout...).

2283/4 : « ... *nep so ho hoant, da seruichaff dan bet* » (... neb 'zo o c'hoant da servija d'ar bed).

Ha padal, setu amañ eur skouer all, diouz « *Buhez*

*Nonn* » (15-vet kantved), moulet war ar « *Chrestomathie* », p. 247, o tiskouez *c'hoant* implijet hep *da* dirak eur verb :

« *Prezec courtes dre cals mese oz e maieste am be hoant* » (prezeg seven dre galz ?? ouz e veurdez am be c'hoant).

3° Ar ger *chwant* e kembraeg a zo nebeut implijet. E kerneveg, er c'hontrol, e vez graet gant *whans* ken alies ha ma reomp gant *c'hoant* e brezoneg. Ha setu amañ pez a lavar R.M. Nance, en e C'heriadur Kernevek-Saoznek, p. 179 :

« Bez' e kemer an araogennou *a* pe *dhe*, pe araogenn ebet ».

Gant an diou skouer-mañ :

« *Dhyn yma whans batalyas* » (d'imp ez eus c'hoant en em ganna). — Bewnans Meryasek 2473.

« *Dhe wherthyn ny-s-teva whans* » (da c'hoarzin n'he doa c'hoant). — Pasyon agan Arluth 222.

4° Gouzout a ran e c'hellfe eur yezadurour gwevn e spered kavout amañ danvez da sevel reolennou luziet-meurbet.

Furoc'h eo lavarout, a gredan : bez' e c'heller amañ ober evel ma karer ; implij *da* pe get.

Setu perak e rois a-ratoz, em « *Geriadurig an Troiou-Lavar* », an diou skouer-mañ (follenn 38) :

« *Daoust ha c'hoant mont da siliaoua ac'h eus ?* »

« *C'hoant a zeuas d'ezañ da vont da vale bro* ».

## MA

O kemer da skouer ar frazenn :

« *Mont a ran d'an ti m'emañ Yann o chom* »

e lavar Lan ar Bihan eo reisoc'h skriva :



« *Mont a ran d'an ti m'emañ Yann o chom ennañ* ».

« D'am meno », emezañ, « ez eo eur fazi, eur fazi hag a ziskouez anat levezon ar galleg ; an dud a skriv evel-se a zo boazet da gomz galleg ».

Mat e vije bet da Lan ar Bihan lenn piz eun nebeut skridou e brezoneg-krenn, pe da nebeuta digeri oberou E. Ernault ha J. Loth.

1° Kemeromp skoueriou da genta.

« *An lech mazuez an bugale* » (al lec'h ma vez ar vugale). — Catholicon, hervez Dict. Et. 330.

« *Enty maz ay, hep faziaff, antreyt tizmat* » (en ti ma'z ay, hep fazia, antreit timat). — Pasion Jezuz, embannet gant Kervarker, p. 47.

« *Ar plaç ma tlie en em arreti* » (ar plas ma tlee en em areti). — Doctrinal ar Christenien, 1628, hervez Gloss. 382.

« *Ovz hars an Croas ma'z foue gloaset* » (ouz harz ar Groaz ma voe gloazet). — hevelep levr, hervez Chrest. 299.

2° En tri labour brasa savet betek-hen diwar-benn ar brezoneg-krenn, e vez graet an digemm etre *ma*, stagell da verka eur c'henfeur bennak, ha *ma*, stagell da verka al lec'h (Dict. Et. 330 ; Gloss. 382 ; Chrest. 495).

*Ma*, da verka al lec'h, a veze implijet a-wechou e derou eur frazenn-c'houlennata :

« *Ma'z it-hu ?* » (Da belec'h ez it-hu ?). — Gloss. 382.

Ar *ma*-se eo a vije aet da « *men* » e gwenedeg :

« *Mechal da ven emañ-heñ aet* » (ne ouzon da belec'h emañ-heñ aet). — meneget em « *Geriadurig an Troiou-Lavar* », follenn 38.

3° D'in-me e hañval ez eo luziet ar gudenn. O lakaat ez eus daou c'her *ma* e gwirionez, unan a implijer, n'eo ket hepken da verka al lec'h, hogen ivez da verka an amzer :

« *Dan heur ma en grif ez mirvif yen* » (d'an eur ma hen grin e varvin yen). — Pasion Jezuz, p. 47.

« *En pret ma'z voe Doe en bet man ganet* » (er pred ma voe Doue er bed-mañ ganet). — Tremenvan an Itron Varia, hervez Chrest. 269.

4° E kerneveg ez implijer « *may, mayth* », dres evel *ma, ma'z* e brezoneg ; troet eo « that, as ; (of time) when ; (of place) where » e Geriadur Kernevek-Saoznek R.M. Nance, p. 106.

Setu amañ eur skouer, diouz ar pennad « *Seth hag Adam* », Gwalarn niv. 119-120, p. 21 :

« *Yn keth forth-na may kerdhys* » (En hevelep hent-se ma kerzis).

5° Ne gaver ket ar ger *ma,* stagell, e kembraeg. Al lavarennou da verka al lec'h, avat, a zo stummet e kembraeg evel e kerneveg hag e brezoneg.

Ar skoueriou-mañ a dennan diouz kembraeg-krenn « *Istor Peredur* » :

« *A mi... a af gyt a thi yn ymae y marchawc* » (ha me... a yelo ganit d'al lec'h ma emañ ar marc'heg).

« *A mynet a wnaeth yr lle yd oed y pryf ae lad* » (ha mont a reas d'al lec'h ma oa an aerouant hag e laza).

6° Kement-se a ro da gredi ez eo keltiek-rik an doare-lavar :

« *An ti m'emañ Yann o chom* ».



## EN EM C'HOULENN

Eun dro-lavar fall, eme Lan ar Bihan, eo *en em c'houlenn*. Hervezañ, « ar re a zo boazet da gomz brezoneg bemdez ha brezoneg hepken, a lavar : *goulenn a raen ouzin va-unan* ».

N'em eus-me klevet biskoaz den o lavarout : *goulenn a raen ouzin va-unan*. Hen gwelet em eus skrivet a-wechou. Hen skrivet em eus va-unan. Evel Lan ar Bihan, feuket oun gant *en em c'houlenn*, hag a hañval d'in beza galleg troet eeun-hag-eeun e brezoneg.

Ha koulskoude, taolomp evez.

1° Evel ma lavar Lan ar Bihan, troiou-lavar mat a zo roet e geriadur Moal da glota ouz ar galleg « se demander ». Eun nebeut skoueriou a gavor dastumet ivez em Geriadurig an Troiou-Lavar, follenn 28. Diskouez a reont e vez implijet gant ar bobl geriou evel *trei, divizout, chal,* kentoc'h eget *goulenn*.

2° E kembraeg e kaver eur verb « *ymofyn* », furmet dres evel *en em c'houlenn*. Ar ster, gwir eo, eo « goulenn, aters, c'hoantaat ».

3° Eur verb brezonek all, *en em gemer,* a ziskouezfe beza troet diouz ar galleg « *s'y prendre* ». « *Ymgymryd* », avat, e kembraeg, hag « *omgemeres* » e kerneveg, a vez implijet hogozik evel *en em gemer*. Daoust ha levezon ar saozneg e vefe ? N'eus ket da gredi, rak e saozneg e lavarer « *to undertake* » ; ha « *to betake one's self* » ne glot ket mat kennebeut, e doare ebet, ouz ar geriou kembraek ha kernevek.

4° Diaes nac'ha levezon ar galleg. Rei eo gouzout, daoust da se, n'eo ket ken striz, na tost, implij *en em*

ha ma kreder. Evel ma lavar R.M. Nance, « steriou a-ziforc'h a vez roet a-wechou d'ar verbou gant *om-* » (Geriadur Kernevek-Saoznek, p. 120). Eur skouer all eo ar verb « *ombredery* » (*embrederia*), a c'hellomp tostaat ouz *en em soñjal*, implijet gant ar bobl evit *prederia*. Anavezet oa *en em brederia* e brezoneg-krenn (« *mez pet haz em preder* », — *me'z ped, en em breder*, — « Melezour ar Maro » gw. 745).

## ANO, HANO

Lakaet nec'het eo Lan ar Bihan gant an daou zoare da skriva *ano, hano*.

1° Ar geriou o klota ouz ar ger brezonek a zo « *anu* » en hengembraeg, « *enw* » e kembraeg bremañ, « *ainm* » en iwerzoneg, pez a ziskouezfe eo reisoc'h skriva *ano*.

2° E brezoneg-krenn, avat, e kaver « *hanff, hanou, hanu*, h.a. » ; hag e kerneveg « *hanow* ». Ne ouzon ket ha distaget e vez c'hoaz an *h* e rannyez pe rannyez. Eun dra hag a laka anat ez eo bet distaget gwechall eo ar *s* a gavomp e *lesano, leshano*.

3° Ar furm *ano* eo a gaver e « Sketla Segobrani ». War al labour-se dreist-holl, evel ouzer, eo bet diazezet doare-skriva « Gwalarn ». Tuet e vefen da gredi eo gwelloc'h skriva *hano*. Hogen n'eus ket abeg a-walc'h da gemma, a gredan.

4° Seul nebeutoc'h abeg ma'z eus geriou all a zo bet heñvel o flanedenn. Eur roll anezo a gaver e Kenyezadur Pedersen, I, p. 412 :

*Houad, higolenn, hogos* (kembraeg « *agos* », kerneveg « *ogas* »), *harzal* (kembraeg « *arthal* », kerneveg « *hartha* »), *alan* (gwenedeg « *hanal* »), *ha*



(kembraeg « *a* », kerneveg « *ha* »), *irin* (skrivet ivez *hirin*), *eor, horz, hakr, huanad* (kembraeg « *ucheneid* », kerneveg « *hanas* »).

Da gavout re all, ne vefe nemet klask (*andon, handon*, da skouer), hep menegi *heñ, ho*, h.a.

## GERIOU BREZONEK BEO

Eur gwir zudi eo lenn ar geriou brezonek dastumat war ar maez gant ar skrivagner mat Yeun ar Go. Darn, evel *marv-skaoñ* (skrivet peurliesa *marskaoñ*), a zo anavezet-mat. An darn vuia, a gredan, a zo peuz dianav.

Bez' e c'hellfen sevel diwar-benn ar geriou-se, eur bern notennou, peadra da leunia eun niverenn « Gwalarn » da nebeuta. An hevelep rebech a rafen da Yeun ar Go ha da Lan ar Bihan : ne da ket doun a-walc'h en e studi. Lavarout a ra traou hag a renkfe beza anataet, evel ar pez a lavar diwar-benn *klemmuskat* ha *klemmichal*. Ne vern ; talvoudus e vo e labour d'ar yezourien koulz ha d'ar skrivagnerien a ouezo ober an dibab e-touez ar geriou en deus kavet.

## DA GLOZA

Da c'houzout ha reiz pe zireiz eo eur ger pe eun dro-lavar, n'eo ket a-walc'h lavarout : implijet eo gant an dud koz ; mat eo eta ; — pe c'hoaz lavarout : heñvel eo ouz ar galleg ; fall eo eta.

Arabat beza evel paotred ar « brezoneg beo », hag a gred ez eo gallek pe « ijinet » kement tra na vez ket lavaret en o farrez.

Da varn gant skiant ar brezoneg a vremañ, e ranker :

1° Anaout ar brezoneg-krenn.

2° Anaout eun tammig ar c'herneveg hag ar c'hembraeg.

3° Anaout penna reolennou ar yezouriez.

Eur bern labouriou a zo bet savet diwar-benn hor yez. Darn a zo fall, darn a zo mat ; an darn vuia etre an daou. Bez' e c'heller lavarout koulskoude ez eo aet studi ar brezoneg war wellaat adal amzer Ar Gonideg betek amzer Vallée hag Ernault. Eur skouer hepken : Adal embannidigez « *Buhez Nonn* » e 1837 gant Sionnet hag Ar Gonideg betek embannidigez « *Melezour ar Maro* » gant Ernault e 1914, n'eus bet nemet gwellaennou e studi ar brezoneg-krenn.

Ha bremañ, ar goulenn-mañ a ran :

Da betra a talv d'Ar Gonideg, da Gervarker, da Ernault, da Vallée, ha re all c'hoaz, beza labouret kement ; — da betra e talv da J. Loth beza lakaet e ziskibien da labourat kement evitañ ; — hep menegi an estrenien, Whitley Stokes, Dottin, hag all, — ma ne reomp ket hor mad eus o labour ?

Gwir eo ez eo diaes dastum an holl levriou, an holl bennadou a dalvoudegez (Eur gudenn eo a rank beza diskoulmet hep dale). Me, da skouer, am eus dastumet ar muia levriou am eus gallet ; ha n'em eus ket an hanter eus ar pez a vije ret.

Hogen, pez a zo diaes n'eo ket dic'hallus. Ne garfen ket lakaat studierien yaouank ar brezoneg da goll kalon. Eun dlead eo d'in, avat, huchal d'ezo a-bouez-penn :

Furchit, studiit, labourit. Ha pa skrivit tra pe dra, ra vezo harpet war anaoudegeziou piz, ha nann war ho faltazi pe ho kredennou.

ROPARZ HEMON.



# *Kevrenn Etrekeltiek*

## EUR PEZ-BARZONIEZ KERNEVEK

E-mesk traou all a dalvoudegez, e tegas d'imp ar gelaouenn *Old Cornwall*, niverenn ar Goañv. 1938, eur pez-barzoniez savet e kerneveg nebeut kent maro ar yez evel yez komzet gant ar bobl. Tri dournskrid eus ar varzoneg-se a zo anavezet. An danvez a zo tennet diouz buhez pemdeziek ar werin : an doare da salla harinked.

Setu amañ ar skrid reizekaet gant an Ao. R. Morton Nance, ha da heul eun droidigez vrezonek graet gant harp e droidigez saoznek. N'eo ket gwall sklaer ar ster a-wechou, ha ranket en deus an Ao. R. M. Nance klokaat linennou 'zo.

### *HERN*

*Ma ow han-vy war hern, gans cok ha ros*
*Kemerys yn « Sans » Carrek Los y'n Cos.*

*Pan yu an cucow devedhys tre*
*Dyworth mor, tus-porth « Dega ! Dega ! »*
5. *Ha kenyver benen ogas a-den,* [*a-*]*gry,*
*Gans cowal ha tryhans hern war hy heyn,*
*Dhe wul barcados yn kenyver chy,*
*Gans garmow* [*a*] *« Lyes hern ! Hern ! Holan* [*moy ! »*

*Pan yns sallys da, un mys warbarth,*
10. *Prys yu dh' a[ga] squatiya yn-ban ha ['ga]*
*[thenna yn-kerth ;*
*Wosa henna, aga golghy glaneth yn dowr sal.*
*Y-fyn ry hanow da dhe'n vowysy-oll*
*[Aga] gorra splan y'n balyer, pen-ha-tyn.*
*Gober ha tra vras yns rag [an] varchons fyn.*

15. *Myreugh-why rag gwedhen, hyr tredhek tros,*
*Gorreugh war honna meyn a bymp cans-pos,*
*Try thermyn y'n jeth, myreugh-why dhedha ;*
*Rag hanter mys dyworta saym [a-]vyn codha.*
*Yth-yu homma an forth wyr an hern dhe bara,*
20. *Y'n varghas wella y [a-]vyn gwertha.*

*Bledhen war vledhen gwra gorholyon dos,*
*Ha gans hern lan [dy]worth Dowr Gwavas mos.*
*Worteweth gwra gwyns North Yst [aga] whetha*
*[pell,*
*Rag an bobel pow tom dh' [aga] dybry oll.*
25. *Ma pyth hern kepar oll a'n bys,*
*Moy [a] bobel voghosek es [a] bobel vras.*

## HARINKED

Emañ va c'han-me war harinked, gant bag ha
[roued,
Paket (kemeret) e pleg-mor Karreg Louet er
[C'hoad.

Pan eo ar bagou deut en-dro (tre)
Diouz ar mor, tud ar porz « Deog ! Deog ! » a gri,
5. Ha kement maouez tost a zered (a denn),



Gant eur baner ha tri c'hant harink war he c'hein,
Da ober « barcados » e kement ti,
Gant garmou a « Lies harink ! Harink ! Holen
[mui ! »

Pan int sallet-da, eur miz penn-da-benn,
10. Pred eo o zerri hag o zenna er-maez ;
Goude se, o gwalc'hi naet e dour sall.
Ano-mat a roio d'ar plac'hed holl
O lakaat splann er varrikenn, penn-ha-lost.
Gounid (gopr) ha tra vras int d'ar varc'hadou-
[rien fin.

15. Klaskit-c'houi eul laz (gwezenn) a drizek troatad
[a hirder,
Lakait war hounnez mein a bemp kantpouez,
Teir gwech en deiz, eveziit outo ;
Epad eun hanter miz diouto e kouezo sein.
Hemañ eo an doare gwir an harinked da aoza,
20. Er marc'had gwella e vezint gwerzet.

Bloavez war bloavez deuet bagou,
Ha gant harinked leun diouz Dour Gwavas aent.
En diwez, gwent ar Biz o c'houezet pell,
Da dud ar vro domm d'o debri holl.
25. Danvez eo an harinked kenkoulz d'ar bed-holl,
Muioc'h d'an dud paour eget d'an dud vras.

### NOTENNOU

Darn eus an notennou-mañ a savan diwar notennou an Ao. R. Morton Nance, pe diwar e c'heriadur.

1. Ar ger *hern* a zo anezañ eun ano-stroll ; *hernen* eo an unanderenn.

2. *Sans*, evit lavarout « pleg-mor », a zo eur fazi, savet diwar ma kreded e talveze *Pensans*, ano-kêr, kement ha « Penn ar Pleg-Mor (R.M.N.).

3. *Tus-porth*, da lavarout eo ar re a zegemere an dell war ar bagadou-pesked ; an dell-se a veze graet *dega* (deog) anezi (R.M.N.).

5. *Ogas* (tost), kembraeg « agos », a glot ouz hor ger « hogos ». (Geriadur R.M.N.).

6. *Cowal* pe *Cowel* (paner) a glot ouz hor ger « kavell »

7. *Barcados* (bagadou, lestradou) a zo eun aspadenn eus kenwerz Kerne-Veuriz gwerso gant Bro-Spagn (R.M.N.).

8. Diwar-benn garmou ar merc'hed, « Lyes hern ! Hern ! Holan moy ! » e tegas R.M.N. da goun e veze c'hoaz garmet e Kerne-Veur gant ar merc'hed o salla ar pesked, d'ar vugale a roe dourn d'ezo, ar geriou saoznek-mañ : « More fish ! », « More salt », « Plenty fish ! ».

12. *Mowysy*, liester an ano *mowes*, a dalv kement ha « plac'hed ». *Mowes* a glot ouz hor ger « maouez ». Bez' ez eo stumm gwregel *maw* (paotr), ger kollet e brezoneg.

15. *Myreugh-why rag*, eeun-hag-eeun, « sellit-c'houi evit », n'eo nemet eur saoznekadur, « look for », o talvezout kement ha « klaskit » ; evel pelloc'h, *myreugh-why dhedha*. « Sellit-c'houi d'ezo », pe «look to them », da lavarout eo, « taolit evez outo ».

18. *Saym*, evel hor ger gwenedek « sein », a vez graet eus an eoul o tont diouz ar pesked. A orin gallek eo an daou c'her.

20. *Gwertha* a dalv amañ kement ha « beza gwerzet ».

21. *Bledhen* (bloaz) a zo bet miret e genger e brezoneg el lavarenn « arc'hoaz penn-blizenn » ; sellout e Geriadur bras Vallée ar ger « an », p. 24 ; kenger « bloaz », *bloth*, ne dalv nemet da verka an oad.

*Gwra* (gra) a implijer a-wechou da furma doare-gourc'hemenn ar verbou : *gwra* dos (deus) ; amañ o verka an trede gour unan.



# *Brezoneg Eeun*

## ITRON AN DRAONIENN

Da zerc'hent Nedeleg, diwezat-tre, edo Ronan, eur paotr ugent vloaz, o vont d'ar gêr, e c'houlou en e zourn kleiz, e vaz en e zourn dehou, a-hed an hent teñval. O labourat kalet e oa bet adalek ar mintin ; ha bremañ, mall a oa gantañ kavout e di hag e wele.

An hent a dremene etre lein ar menez hag an draonienn dindan. A bep tu ne oa nemet reier skignet e-mesk al lann. Gouez ar vro, didud ; trouz ebet nemet trouz e votou war ar mein ; sklerijenn ebet nemet ar goulou bihan a oa gantañ.

A-greiz-holl e klevas a-dreñv e gein eun dra bennak, evel garm eul loen e vije. Paouez a reas. Ne glevas mui netra. Hag heñ da vale. A-benn eur pennad e teuas ar garm adarre, kreñvoc'h : eur garmig klemmus, graet gant eul loen bihan hep arvar, gant eul loenig er boan. Ronan, a oa bet atao truezus e galon e-keñver pep krouadur, a chomas evit mat en dromañ da selaou. Garm war-lerc'h garm a save, gwech kreñvoc'h, gwech gwanoc'h, ne oa ket evit gouzout dres a belec'h. Lavaret e vije edo al loen o trei tro-war-dro d'ezañ, ha tamm-ha-tamm o tostaat.

En diwez e teuas eur garm ken tost m'en dije Ronan touet e oa al loen war an hent en e gichen. Izelaat a reas e c'houlou, ha zoken mont en e gluch. Da genta ne welas nemet an douar hag ar mein, heñ-

vel dre-holl, hag amañ hag ahont eur poulladig dour skournet. O sellout pisoc'h, *avat, e welas *roudennouigou teñval a-dreuz d'an hent. Lakaat e viz war unan a reas ; gleb e oa, ha ruz. Sklaer an traou bremañ : dre eno e oa tremenet eul loenig o tiwada, gouliet gant eur chaseour marteze ; aet e oa bremañ war *stlej betek an draonienn.

Atao e kleve garmou al loenig, ha ne oa ket evit gwelout pelec'h edo, evitañ da astenn e vrec'h gant ar goulou muia ma c'helle a-us d'ar strad, en tu all d'ar bodou izel a greske eno a-hed an hent.

« N'eus forz », emezañ outañ e-unan, « ne c'hellan ket e savetei ».

Hag e pellaas diouz al lec'h, nec'het koulskoude, gant bras ma oa bet e c'hoant d'ober vad d'al loen paour.

Met, hag heñ o pellaat, e savas kreñvoc'h-kreñva ar garmou en avel sioul an noz yen ; glac'harusoc'h e oant, iskisoc'h ivez ; lavaret e vije bremañ eur bugelig o ouela.

« En dro-mañ e rankan dont a-benn », eme Ronan ; « koustet a gousto e rankan ; ha peoc'h goude se ».

Tostaat a reas adarre. Al loen a oa tavet. A-boan ma kleved evel eun huanad, gwan-tre, o tont goustadik diouz ar strad. Harpet war e vaz, ar paotr a dremenas a-dreuz d'ar bodou, war e bouez, o sellout piz pelec'h e lakae e droad. Ne oa ket re sounn an *dinaou...

Bez' e ruilhas meinigou... E vaz a risklas dioutañ... En eun taol edo o koueza war e benn, d'an traoñ, d'an traoñ, e izili o vont a-stok ouz ar reier... Ha neuze, eur sklerijenn vras...

Eun dra bennak tomm a oa o fiñval etre e zaouarn ;



eur *gaerell e oa, d'ezi daoulagad sklaer, tener, speredek, daoulagad seurt n'en doa gwelet biskoaz, na zoken gant an dud. Ha bep ma selle, re zalc'het gant ar souez da c'houlenn outañ e-unan a belec'h e teue ar sklerijenn-se skuilhet war bep tra en-dro d'ezañ e-kreiz an noz du-dall, e teue ar gaerell da greski, da gemma he liou, he neuz ; ne oa mui eul loen ; stummden a wiske nebeut-ha-nebeut ; a-benn eur pennadig e oa aet d'eun itron gaer, ken kaer, n'eus ket kaeroc'h war an douar...

Mousc'hoarzin a rae-hi d'ezañ. Ar paotr a glaskas astenn e zivrec'h. Koueza a rejont dinerz. Skuiz en em gavas. Dizale edo o kousket.

◆

Ronan a zihunas war an hent. Edo astennet war eur *c'hravaz douget gant daou baotr. Mantilli a oa bet ledet warnañ. En daou du d'ar c'hravaz e wele tud o kerzout, darn anezo o tougen gouleier. Pa weljont anezañ o tigeri e zaoulagad, e chomjont a-sav da c'houlenn outañ piou oa, ha penaos e oa bet kavet e strad an draonienn ahont, o klemm, gwall aozet, tost da vervel marteze. Bet e oant, emezo, en oferenn ar *Pellgent, ha bremañ edont o vont d'ar gêr.

Ar merc'hed, paket o fennou en o *c'hebell du, a oa deut, oc'h en em starda kenetrezo, da sellout outañ. Flammou ar gouleier a daole o bannou a-wechou war o dremmou damguzet e plegou o dilhad. En eun taol, eun dremm a lugernas dirak sellou ar paotr, ma rankas serri e zaoulagad kerkent gant ar souez : dremm itron an draonienn en doa gwelet adarre.

Ne zeuas ennañ e-unan evit an eil gwech nemet

kalz diwezatoc'h, er gêr, ha dremm he mamm an hini eo a welas neuze.

Tri bloaz goude, Ronan a zimeze gant ar plac'h koant a oa ken heñvel he dremm ouz dremm an itron gaer burzudus en doa gwelet e doun an draonienn. Eürus-bras e vevjont. Nao bugel a voe ganet d'ezo. An navet, Fant hec'h ano, am eus anavezet. Matez e oa en hon ti pa oan bihan. Hi he deus kontet d'in ar *marvailh oun o paouez displega d'eoc'h.

« Gwechall », a lavare Fant en eur echui he c'hontadenn, « e veze itronezed mat o vale dre ar vro, hag e vezent karet kalz gant an dud diwar ar maez. Bremañ emaint aze atao. Met ne vezont ket karet ken. Setu perak e chomont kuzet er c'hoadou, er meneziou, hag e toullou ar reier. Da Nedeleg e vezont gwalleürus. Rak d'ar c'houlz-se e rankont mont e korfou loened, hag alies e vezont paket ha lazet gant tud kriz. D'ar re a zo bet madelezus en o c'heñver, avat, e tougont anaoudegez-vat. Arabat d'eoc'h *gwallgas eul loen gouez da zerc'hent Nedeleg .»

GERIOU : avat, *cependant*. — kabell, *capuchon*. — (kebell, *capuchons*). — kaerell, *belette*. — kravaz, *civière*. — dinaou, *pente*. — gwallgas, *maltraiter*. — marvailh, *conte*. — oferenn ar Pellgent, *messe de minuit*. — roudenn, *rayure*. — war stlej. *en rampant*.



# SKOL AR BREZONEG EEUN

## UNNEKVET DEVEZ

41. Setu amañ bag ar martolod. — bihan eo ar vag-se.
setu amañ kegin an ti. — sklaer eo ar gegin-se.
setu amañ dimezell ar c'hastell. — koant eo an dimezell-se.
setu amañ godell ar porpant. — ledan eo ar c'hodell-se.
setu aze gwastell an eured. — moan eo ar wastell-se.
setu aze mamm ar bugel. — yaouank eo ar vamm-se.
setu aze pajenn al levr. — lous eo ar bajenn-se.
setu aze taol ar gegin. — skañv eo an daol-se.

Les noms féminins au singulier subissent après l'article les mêmes mutations qu'après *da* (Voir n° 31). Cependant la consonne *d* ne change pas.

42. Bihan eo baz ar mevel. — eur vaz vihan eo.
Koz eo kador ar pesketaer. — eur gador goz eo.
moan oa delienn ar wezenn. — eun delienn voan oa.
bras eo gavr ar c'hemener. — eur c'havr vras eo.
berr e vo gwern ar vag. — eur wern verr e vo.
melen oa moger an iliz. — eur voger velen oa.
du eo pal ar micherour. — eur bal du eo.

koant oa tavañjer ar vatez. — eun davañjer goant oa.

L'adjectif se place après le nom. Après un nom féminin singulier, l'adjectif subit en général les mutations mentionnées au n° précédent.

43. Kemerit ar c'harr-mañ. — hag ar c'hirri all ?
serrit ar c'hao-mañ. — hag ar c'haviou all ?
lazit ar c'hilhog-mañ. — hag ar c'hilheieñ all ?
skubit ar gegin-mañ. — hag ar c'heginou all ?
renkit ar gador-mañ. — hag ar c'hadoriou all ?
naetait ar grib-mañ. — hag ar c'hribou all ?

Pour donner un ordre, ajouter (à la deuxième personne du pluriel) *it* au radical du verbe : *kemerit* (prenez).
Les noms pluriels commençant par *k* subissent après l'article la mutation suivante : le *k* devient *c'h*. Exceptions : les noms masculins de personne.
*All* (autre) suit le nom : *ar c'hirri all* (les autres voitures).

44. N'oa ket ar bugel-se gant ar vugale all.
n'oa ket ar c'higer-se gant ar gigerien all.
n'oa ket ar Gall-se gant ar C'hallaoued all.
n'oa ket ar gwaz-se gant ar wazed all.
n'oa ket ar mevel-se gant ar vevelien all.
n'oa ket ar paotr-se gant ar baotred all.
n'oa ket an tavarnour-se gant an davarnourien all.

Les noms masculins se rapportant à une personne subissent après l'article les mutations indiquées ci-dessus.

## DAOUZEKVET DEVEZ

45. Pet kar a zo da boumañ ? — nebeut.
pet kenderv a zo d'in ? — unan.



pet bugel a zo d'it ? — daou.
pet keniterv a zo d'ezañ ? — diou.
pet niz a zo d'ezi ? — tri.
pet nizez a zo d'imp ? — teir.
pet mab a oa d'eoc'h ? — pevar.
pet merc'h a oa d'ezo ? — peder.

Le mot *pet* (combien) est suivi du singulier : *pet kar* (combien de parents).
*A zo da* (mot-à-mot : est à) sert à traduire le verbe « avoir » : *pet kenderv a zo d'in* ? (combien ai-je de cousins ?)

46. Pet benveg a zo gant hemañ ? — kalz.
pet morzol a zo ganin ? — pemp.
pet fuzuilh a zo ganit ? — c'houec'h.
pet baz a zo gantañ ? — seiz.
pet sac'h a zo ganti ? — eiz.
pet kador a vo ganimp ? — nao.
pet montr a oa ganeoc'h ? — dek.
pet paner a zo ganto ? — kant.

On peut aussi traduire « avoir » à l'aide de *gant* (avec) : *pet benveg a zo gant hemañ ?* (mot-à-mot : combien d'outils sont avec celui-ci ? — c'est-à-dire : combien d'outils a-t-il ?). Noter : *ganin* (avec moi), *ganit* (avec toi), etc.

47. Daou ha nao a ra unnek.
pevar hag eiz a ra daouzek.
seiz ha c'houec'h a ra trizek.
c'houec'h hag eiz a ra pevarzek.
eiz, c'houec'h hag unan a ra pemzek.
nao ha seiz a ra c'houezek.
seiz ha dek a ra seitek.

48. Pegement e ra nao ha nao ? — triouec'h.
pegement e ra eiz hag unnek ? — naontek.

pegement e ra seiz ha trizek ? — ugent.
pegement e ra c'houec'h ha seitek ? — tri-war-nugent.
pegement e ra tri ha seiz-war-nugent ? — tregont.
pegement e ra pemp ha nao-war-nugent ? — pevar-ha-tregont.
pegement e ra nao hag unan-ha-tregont ? — daou-ugent.

## TRIZEKVET DEVEZ

49. Bez' ez eus tri-ugent kambr en ostaleri.
bez' ez eus pevar-ugent boutailh er c'hao.
bez' ez eus kant sac'h er solier.
bez' ez eus daou-c'hant (200) plad en armel.
bez' e vo tri-c'hant boutailh war an daol.
n'eus ket pevar-c'hant nadoz er voest.
n'oa ket pemp-kant loa er baner.

Les noms restent au singulier après un nom de nombre.

50. Eur marc'h a zo ganin.
daou varc'h a oa ganit.
eun dañvad a oa gantañ.
daou zañvad a oa ganti.
eur gouriz ler a zo gantañ.
daou c'houriz ler a zo ganti.
eur bank war-nugent a zo en ti-skol (*21 bancs...*).
daou vank war-nugent a zo en iliz (*22 bancs...*).
eur gwele ha tregont a vije er c'hastell (*31 lits...*).
daou wele ha tregont a oa en ostaleri (*32 lits...*).

Les mots *daou* (deux, masculin) et *diou* (deux, féminins) provoquent les mutations indiquées au n° 31.



51. Kemerit eur c'harr, — daou garr, — tri c'harr, — pemp karr.
degasit eur gador, — diou gador, — teir c'hador, — pemp kador.
prenit eur pesk, — daou besk, — tri fesk, — pemp pesk.
lavarit eur bedenn, — diou bedenn, — teir fedenn, — pemp pedenn.
tennit eun tach, — daou dach, — tri zach, — pemp tach.
torchit eun daol, — diou daol, — teir zaol, — pemp taol.

Après *tri* (trois, masculin) et *teir* (trois, féminin), *k* devient *c'h*, *p* devient *f*, *t* devient *z*.

52. Pevar c'harr ha pemp karr a ra nao c'harr.
peder c'hador ha pemp kador a ra nao c'hador.
pevar fesk ha pemp pesk a ra nao fesk.
peder fedenn ha pemp pedenn a ra nao fedenn.
pevar zach ha pemp tach a ra nao zach.
peder zaol ha pemp taol a ra nao zaol.

Mêmes mutations après *pevar* (quatre, masculin) et *peder* (quatre, féminin) ; ainsi qu'après *nao* (neuf).

## PEVARZEKVET DEVEZ

53. Pet eur eo ? — eun eur (*quelle heure est-il ?...*).
div eur pemp (*2 h. 5*). — teir eur ha kard (*3 h. 1/4*).
peder eur ugent (*4 h. 20*). — pemp eur hanter (*5 h. 1/2*).
c'houec'h eur nemet ugent (*6 h. moins 20*). — seiz eur nemet kard.

eiz eur nemet dek. — tost nav eur (*près de 9 h.*).
dek eur tremenet (*passé 10 h.*). — n'eo ket unnek eur.
kreisteiz eo. — n'oa ket c'hoaz hanternoz.

Noter : *div eur* (2 h.). — *nav eur* (9 h.).

54. Da bet eur ? (*à quelle heure ?*). — da bet eur e vo ?
da ziv eur. — a-raok nav eur hanter.
goude teir eur nemet kard. — da greisteiz.
etre dek eur hag unnek eur.
dres da ziv eur. — war-dro eiz eur (*vers 8 h.*).
war-dro pet eur e oa ? — pet eur a zo ganeoc'h ?

55. Pegeit eo ar vourc'h ? — c'houec'h-kant metr.
pegeit eo ar chapel ac'han ? — war-dro kant metr.
pegeit eo an aod diouz ar vourc'h ? — tost eul leo.
pegeit eo Brest diouz Montroulez ? — hanter-kant (50) kilometr.
pegeit e oa ar pont ac'hano ? — ouspenn tri c'hilometr (*plus de...*).
pegeit eo ar vered diouz an iliz ? — n'eus ket pemp-kant metr.

56. Emañ an ti war-hed pemp kilometr ac'han (*la maison est à 5 km. d'ici*).
emañ ar reier war-hed daou-c'hant metr diouz an aod.
bez' e oa ar menez war-hed pemp leo ac'hano.
n'emañ ket ar c'hoad war-hed eul leo diouz kêr (*... de la ville*).
bez' ez eus daou gilometr etre amañ hag an aod.



bez' ez eus tost eun hanter leo ac'han betek ar stêr.
n'eus ket ouspenn daou gilometr da vont.

## PEMZEKVET DEVEZ

57. Pegeit a zo eus Brest da Gastellin ? (*... à Châteaulin ?*). — pell eo.
pegeit a zo eus Brest da Landerne ? (*... à Landerneau ?*). — tost eo.
pegeit a zo ac'han da Sant-Brieg ? (*... à Saint-Brieuc ?*). — meur a leo (*bien des lieues*).
pet leo a zo eus Kemper d'an Oriant (*... à Lorient ?*). — pemzek.
pet kilometr a zo c'hoaz ? — daou gilometr hanter.
pet metr a zo eus ar puñs d'ar voger ? — nao pe zek.

*Pe* (ou) entraîne les mêmes mutations que *da* (Voir n° 31).

58. Petra eo hed ar gorden-mañ ?
petra eo uhelder an tour-hont ? (*... la hauteur de...*).
petra eo treuz an tamm lien-se ?
petra eo ledander an hent-mañ ? (*... la largeur de...* ).
an armel a zo d'ezi pemp troatad uhelder (*... 5 pieds de...*).
ar voger a oa d'ezi daou droatad treuz.
ar pont a vo d'ezañ ugent metr hed.
ar porz a vo d'ezañ dek metr ledander.
ar gouli a oa d'ezañ treuz pevar biz.
ar gwez a zo d'ezo uhelder tri den.

59. Pegeit oc'h bet o labourat ? — div eur.
pegeit eo bet o vale ? — eun devez.
pegeit e viot e Roazon ?— diou sizun.
pegeit e vo e Bro-Saoz ? — eur miz hanter.
pegeit eo bet klañv ? — daou vloaz.
pegeit eo bet soudard ? — tost tri bloaz.

60. Abaoe pegoulz eo dimezet ? — abaoe eur sizun.
abaoe pegoulz oc'h pareet ? — abaoe Nedeleg.
abaoe pegoulz int bet kavet ? — pemzek devez 'zo (*il y a 15 jours*).
abaoe pegoulz eo bet gwerzet ? — daou vloaz 'zo.
abaoe pegoulz e oa kollet ? — pemp bloaz oa (*il y avait 5 ans*).
betek pegoulz e vo serret ? — betek dimeurz.
betek pegoulz e vo difennet ? — betek miz Here.

Le participe passé se forme en ajoutant *et* au radical du verbe : *dimezet* (marié).

## POELLADENN

**Evel a-raok :**

1. Skriva ugent eus ar frazennou a-us (unan hervez skouer 31, unan hervez skouer 32, hag all), ha trei e galleg.

2. Ober ugent frazenn gant ar geriou desket (unan hervez skouer 31, unan hervez skouer 32, hag all).

Moulerez 17, ru d'Algesiras, Brest *Ar Merour* : Y. DREZEN

# GWALARN

Kelaouenn viziek

Rener : Roparz Hemon

Priz : 40 lur ar bloaz (broiou estren : 50 lur)

Chomlec'h :

Boîte Postale 75, BREST

Kas pep chekenn ha pep lizer-arc'hant
pep lizer ha pep pakad erbedet da

All cheques and money-orders
all registered letters and parcels should be addressed to

L. Nemo
12, Place de la Tour d'Auvergne, BREST
(C. C. 12.110, Rennes)